> $5^{vet}$ klas

**> Anv :**

**> Bloavezh-skol :**

# ISTOR AN ARZOÙ

*livouriezh hag arkitektouriezh*

**$9^{vet}$-$17^{vet}$ kantved**



**Johannes Vermeer : Plac'h he ferlezenn, war-dro 1665**

## [ mareadoù ha luskadoù arzel : livouriezh hag arkitektouriezh ]

**1030-1150/1200 :** arz roman
***> skouer :*** *iliz Conques, Aveyron*

**1200-1400 :** arz gotek, arz gotek etrebroadel
***> skouer :*** *pont Charlez, Praha*
***[1355 :*** *peurijinet an eoullivaj gant Jan van Eyck**]***

**e-tro 1400/1602 :** Azginivelezh
***> skouer :*** *Mona Lisa*
**[15vet kantved :** diazezet reolennoù ar perspektiverezh**]**
**[1570 :** Palladio eo an arkitektour kentañ a laka embann ar steuñvioù savet gantañ**]**

### PRANTAD RAKVODERN HA MODERN

**1492-1680 :** Oad aour Spagn
***> skouer :*** *El Greco*

**1520-1580 :** orbidouriezh
***> skouer :*** *Arcimboldo*

**1550-1650 :** arz barok
***> skouer :*** *Caravaggio*

**1584-1702 :** Oad aour an Izelvroioù
***> skouer :*** *Johannes Vermeer*

**1650-1730 :** klaselezh
***> skouer :*** *kastell Versailhez*

# Arz roman

## *Iliz Santez Foy, Conques, Aveyron*



**Etre 1041 ha 1052 e voe kroget chanter sevel an iliz.** E penn-kentañ an 12[vet] kantved e voe echuet. An daou dour a zo dirak a zo bet adsavet en 19[vet] kantved.

Ur skouer eo bet evit a sell ouzh sevel ilizoù en Arvern, ha gwelet eo evel **unan eus pennoberennoù an arz roman.** Damheñvel eo ouzh peder iliz all a zo war hent ar pirc'hirinded da Sant Jakez Kompostella. **Abaoe 1998 emañ war Roll Glad ar Bed (UNESCO).**



Diwar ur steuñv klasel (hini ur groaz) eo savet an iliz, nemet ez eo hiroc'h ar groazenn evit an nev, abalamour da stumm an dachenn.

**Mentoù**
44,2 metrad hirder
42 vetrad uhelder
16,8 metrad ledander eo an talbenn
22 vetrad uhelder eo ar volz en diabarzh

En talbenn ez eo kizellet ar **Varnadenn ziwezhañ**. Tri live disheñvel a zo, hag en holl e weler **124 zudenn**.



**An talbenn**

## An arz roman, petra eo?

**An arz a veze en Europa etre an $9^{\text{vet}}$ hag an $11^{\text{vet}}$ kantved eo** : savouriezh, livañ ha kizellañ. Arz relijiel eo (ilizoù, manatioù, abatioù), kroget e Norzh Italia e-tro ar bloavezh 1000. Ilizoù stumm ur vag eilpennet dezho eo a veze savet eno.

## Perzhioù

**Savouriezh :** bolzioù mein, ne c'hall ket an tan pegañ enno. Prinistri brasoc'h evit ar pezh a veze graet a-raok : muioc'h a c'houloù.

**Livañ :** diwar an hengoun karolingian ha barbar, hini arz ar Reter koulz ha hini an Henamzer. Enlivadurioù ha pallennoù-moger. En ilizoù : dodennoù relijiel : ar Varnadenn ziwezhañ, Fin ar bed, ar Pantekost.

**Kizellañ :** loened burzhudus (erevent) hag aroueziioù liesseurt da dreuzkas gouiziegezhioù. Diwar an $11^{\text{vet}}$ kantved e krogas an dud da gizellañ talbennoù an ilizoù. Lec'hioù a-bouez : Cluny, Arvern, Normandi, Bourgogn ha Provañs.



**Enlivadur da livañ**

# **Arz arab**
## *Alhambra Granada, Spagn*



**Anv ar savadur :** Alhambra
**war Roll Glad ar Bed (UNESCO) abaoe 1984**

**Lec'h :** Granada, Andalousia, Spagn

**Savet etre 1238 ha 1354**

**Mentoù :** 740 x 205 m, en holl 142 000 m$^2$


**Porzh al Leoned**

Dont a ra an anv Alhambra eus an arabeg *Al Hamra* (ar c'hastell ruz). Ul **lec'h kreñvaet** savet gant **Arabed** eo. E Granada, e Su Spagn, emañ. Da vare ar rouaned Yusef I[añ] ha Mohammed V e voe savet. E-kichen emañ ar **Generalife,** a servije da di hañv ar rouaned.

Tro-dro d'an Alhambra ez eus ur **voger wareziñ** enni tourioù-difenn, hag en diabarzh ez eus daou borzh brudet : **Porzh ar Mitr ha Porzh al Leoned.**

**Kinklet-tre eo an diabarzh**, met n'eus ket skeudennoù tud na hini Mohammed, rak difennet eo e sevenadur an islam. Tresadennoù mentoniezh a zo, ha tammoù frazennoù arabek ivez.

Ur **sistem** a oa bet ijinet evit ma yafe **an dour** (hag a zeu eus an diavaez) **betek diabarzh an Alhambra**. Ar palez (disheñvel penn-da-benn) hag zo stag ouzh an Alhambra a voe savet da vare Karl V.

Ul lec'h brudet-tre eo, ma teu war-dro 8000 gweladenner bemdez.



**Kinkladurioù diabarzh**

**Liorzh ar Generalife**

# **Arz gotek**
## *Jan van Eyck*


**Paotr e dulban ruz, 1433 (marteze un emboltred)**

**Jan van Eyck** (e-tro **1390** e **Maaseik** – 9 a viz Gouere **1441** e **Brugge**) a oa ul livour flamank brudet a-drugarez d'e boltredoù heñvel-tre ouzh ar wirionez ha leun a vunudoù. ***Poltred ar priedoù Arnolfini*** ha S***tern-aoter Oan Doue*** a zo e-touez e oberennoù brudetañ.

Diaes eo gouzout hag-eñ eo Jan pe Hubert (e vreur) a savas an oberennoù sinet «Van Eyck» a-raok 1426 (ar bloavezh ma varvas Hubert). **Van Eyck a vez gwelet evel an hini a ziazezas al livañ poltredoù en Europa.** Holl an dud livet gantañ a zo diskouezet en doare hanterskeudenn, ha diskouezet ¾ an dremmoù war-du an tu-kleiz. **Peurliesañ e vez buket selloù e dudennoù ouzh an arvesterien, ar pezh a oa nevez-flamm pa voent livet.** En daolenn *Poltred ar priedoù Arnolfini* (1434) e weler ar c'houblad en e di e Brugge da vare e eured. Giovanni Arnolfini a oa ur marc'hadour pinvidik. E-kreiz an daolenn ez eus ur melezour ma weler daou dest an eured, van Eyck a vefe unan anezho.


**Ar priedoù Arnolfini, 1434**


**Gwrec'hez ar c'hañseller Rollin, 1435**

**A-bouez bras e voe ivez perzh van Eyck a-fet diorren teknikoù al livañ en Europa. Gwellaat a reas teknik al liverezh dre eoul** ha kalz e pleustras war livañ gwirvoud ar munudoù hag an danvezioù.

# **Arz gotek**
## *Enklask*


**Pont Charlez, Praha**



**A – Pont Charlez, Praha**

1 – E peseurt bro emañ Praha? Skriv an anv ha liv ar vro-se war ar gartenn. (2 boent)

2 – Gant piv e voe ijinet ar pont? Kav e anv, e vloavezh ganedigezh hag al lec'h, e vloavezh marv hag al lec'h. (3 foent)

_______________________________________

_______________________________________

3 – E peseurt bloavezh e voe savet ar pont? (2 poent)

_______________________________________

4 – An den a savas ar pont a labouras war ur savadur all e Praha e 1352. Petra eo anv ar savadur-se? (2 poent)

________________________________________________

**B – Ti-kêr Brussel**


**Ti-kêr Brussel**

1 – Pe anv eo an arkitektour a reas war-dro tour gotek an ti-kêr? (2 boent)

________________________________________________

2 – Petra eo uhelder an tour gotek? (2 boent)

_________________________________________

3 – E peseurt bloavezh e krogas chanter sevel an tour, hag e peseurt bloavezh e voe echuet? (2 boent)

____________________________________________________________________

goulennoù /15 - brezhoneg /3 foent - propder, kinnig /2 boent
en holl : /20

# **Arz an Azginivelezh**
## *Andrea Palladio, Villa Barbaro di Maser, Italia*



**Anv ar savadur :** Villa Barbaro
**Lec'h :** Maser (e-kichen Venezia), Italia
**War Roll Glad ar Bed (UNESCO) abaoe 1996**
**Savet etre 1550 ha 1560, pe 1560-1570**
**Arkitektour :** Andrea Palladio (1508 –1580)



**Steuñv ar savadur**

Un ti-feurm ha ti tud pinvidik eo. Evit ar wech kentañ e tivizas Palladio stagañ ar pourpezioù ouzh ar savadur pennañ. Diazezet eo talbenn an ti war hengoun Gres, simetrek eo ivez. En daou benn ez eus bet savet horolajoù-heol.

Gant Palladio e voe ijinet ur sistem dour ivez, ha tremen a ra er feunteunioù, el liorzhoù hag er parkeier a zo tro-dro d'an ti.

Kinklet eo diabarzh an ti gant murlivadurioù savet gant **Paolo Veronese, ul livour italian eus an Azginivelezh**. Salioù an traoñ a zo diazezet war **stumm ar c'harrez**. Kuzhet eo al liorzh : ret eo bezañ e-barzh an ti evit gwelout anezhi. Un ti-feurm eo hiziv an deiz, met pelloc'h eo bet staliet ar savadurioù implijet evit al labour-douar.



**Diabarzh an ti**



**Feunteun a-dreñv an ti**

# Azginivelezh : arzourien italian hollvrudet


Sandro Botticelli, Ganedigezh Gwener, 1485


Leonardo da Vinci, Mona Lisa, war-dro 1508


Michelangelo, Krouidigezh Mab-den,  1508-1512

## Arz an Azginivelezh
## *Enklask*


**Emboltred, 1500**

**Albrech Dürer**

1 – E peseurt bloavezh e voe ganet Albrecht Dürer, ha pelec'h? E peseurt bloavezh e varvas? (2 boent)

______________________________________________

______________________________________________

2 – Petra a reas goude e brantad deskiñ ar vicher? Pegeit e padas e veaj? (2 boent)

______________________________________________

______________________________________________

3 – Peseurt danvez a implijas da sevel e engravadurioù? (1 poent)

____________________________________________



**Melencholia I, 1514**

4 – Tad Dürer a felle dezhañ e vefe orfebour e vab. Met war betra e oa barrek-tre Albrecht Dürer? (1 poent) _____________________________

5 – Perak eo aes a-walc'h gouzout ur bern traoù diwar-benn buhez Dürer? (2 boent)

_____________________________________________

_____________________________________________

6 – Peseurt loen a voe treset gantañ e 1515? (1 poent)

_____________________________________________

7 – Petra a veze savet gantañ a-raok kregiñ da engraviñ pe da livañ? (2 boent)

__________________________________________________________________________

8 – Skriv titloù peder oberenn disheñvel savet gant Albrecht Dürer (4 foent)

__________________________________________________________________________

__________________________________________________________________________

goulennoù /15 - brezhoneg /3 foent - propder, kinnig /2 boent
en holl : /20

# Arz barok

## *Kantved aour an Izelvroioù, 1584-1702*


Rembrandt, Tro-c'hed diouzh noz, 1642


Pieter de Hooch, Poltred ur familh izelvroat en ur porzh e Delft, 1658-1660

Lavaret e vez **Kantved aour an Izelvroioù** peogwir e teuas an Izelvroioù da vezañ bro c'halloudusañ Europa d'ar mare-se. A-fet sevenadur dre vras e voe krouet ur bern traoù eno, ha dreist-holl a-fet liverezh.

Daou livour a zo a-bouez : **Rembrandt van Rijn** (1606-1669) ha **Johannes Vermeer** (1632-1675). Brudet eo **Frans Hals** (1580 pe 1583-1666), **Pieter de Hooch** (1629?-1684) ha **Jan Steen** (1625 pe 1626-1679) ivez.

Bras-divent eo oberenn Rembrandt : war-dro 100 poltred hag emboltred, 400 livadur, 300 engravadur ha 300 tresadenn. Barrek-tre e oa war an amskeud. E-skoaz e livas Vermeer 45 livadur dindan 20 vloaz. 34 anezho a chom hiziv an deiz.


Rembrandt, Emboltred gant daoulagad dispourbelet, 1630


Johannes Vermeer, Plac'h he ferlezenn, 1665-1667


Johannes Vermeer, Ar straed vihan, 1657-1661

# Johannes Vermeer
## *Enklask*



**Johannes Vermeer, Plac'h al laezh, 1658-1660**

1 – E peseurt bloavezh ha pelec'h e voe ganet Johannes Vermeer? E peseurt bloavezh e varvas? (3 foent)

______________________________________________

______________________________________________

2 – Pet taolenn a voe livet gantañ dindan 20 vloaz? (1 poent)

______________________________________________

3 – E peseurt bloavezhioù e livas *Ar straed vihan*? (2 boent)

______________________________________________

4 – Perak e voe galvet da vont da Den Haag e 1672? (2 boent)

______________________________________________

5 – Perak eo deuet e livadur *Plac'h al laezh* e ditl da vezañ brudet? (2 boent)

______________________________________________

______________________________________________

6 – Petra a c'hoarvezas e 1672 hag a lakaas stad Vermeer da vont war fallaat? (2 boent)

______________________________________________

7 – Skriv titloù pevar livadur savet gant Vermeer (4 foent)

______________________________________________

______________________________________________

goulennoù /16 - brezhoneg /2 boent - propder, kinnig /2 boent

en holl : /20